Fichenn deknik

# Sevel un dresadenn-evezhiañ

Un dresadenn-evezhiañ vez graet da-heul un evezhiadenn hag he c’harg a zo derc’hel ur roud resis met glanet deus outi: Ul luc’hskeudenn a vefe spered enni eo. Rankout a ra bezañ treset gant ur c’hreion-koat lemet mat ouzh ur follenn baper gwenn. An titouroù ret evit he c’hompren (titl, danvez, doare-sevel, lejañd ha kreskamant) a zo ivez skrivet gant ar c’hreion-koat. Martezeadennoù a c'hell bezañ ouzhpennet gant ur pik goulennata.

Priziet e vez diwar ar gael dindan :

| | MT | MA | GW |
|---|---|---|---|
| Dedennus eo an dachenn ha sklaer ar skeudenn ; klasket eo bet un dachenn hervez ar pal lakaet ............ | | | |
| Feal, klok ha glanet eo an dresadenn ; treset a vez diwar evezhiadenn ha pas diwar soñj ........................ | | | |
| Bras eo an dresadenn ha resis an tres ; tres skiantel a zo hep lakaat skeud ............................................ | | | |
| Sklaer, resis hag islinet eo an titl ; diskouez a ra splann ar pezh evezhiet ............................................... | | | |
| Klok ha resis eo al lejañt ; martezeadennoù lakaet gant ur pik goulennata ............................................. | | | |
| Treset gant ur reolenn, a-blaen ha spis eo ar biroù ; splann eo an elfenn diskouezet …............................. | | | |
| Doare-sevel, kreskamant, danvez implijet, anv ; kement titour ret evit he c'hompren .............................. | | | |
| Gant ur c'hreion-koat lemmet, kinnig ; hoalus eo an dresadenn ha n'eo ket ur brouilhons ........................ | | | |
| Yezh difazi, reizhskritur an anvioù skiantel ......................................................................................... | | | |

Ar wirionez gwellaet eo an dresadenn-evezhiañ. N'eo ket nag ur poltred hag a zo ur skeudenn brim eus ur mare prim gant sioù ar sevel, nag ur chema hag a zo e bal da ziskouez splann ur mont-en-dro pe ur struktur kenemglevet.







